

# CONTINUACION

## OBERIOU GAËR NAPOLÉON,

*A guichen bataill vras Eylan, an 8 a c'huëvrer 1807, hete ar peoc'h sinet er gar a Dilsit, entre an daou Impalaër a Franç hac a Russi hac ar roue Pruss, an 9 a vis guere, memes blavez.*

Dre F. GUENVEUR.

K

Var ton : *Près des bois, des prés, des rivières.*

QEMER a ran pluen adare
Gant plijadur ha joaüsted,
Da scriva vaillantis hon [illegible]rme,
An triomphlussa eus ar bed.
Gant memes plijadur e velfet
E c'hoas confondet aheurtanç
Ar roue Pruss, ar russianet,
Dre'n impalaër bras a Franç.
D'e soudarded e roas repos
Goude'x vataill griz a Eylan;

Neuze Napoléon a brepos
D'ar Russ en em glêvet gantane
Alexand, ha darn e vignonet,
A seblaut selaou gant joa vras;
Hoguen ar sauz cruel, binimet,
A voad ne voa qet mêved c'hoas.
Pa velas ne alle cunclui,
Da lacât talvoud an amzer,
Hon impalaer a rês cerni
D'ar roue Pruss ar greuva kær:
Ar gær-gaer-ma so banvet Dantzick,
D'ar rouantelez-se grignol;
Plaç caer-bras qercouls a pinvidie,
Ha dre-se brudet dre'r bed oll.
Ar gær-ma e devoa goarnison
D'ouspen trivac'h-mil den armet;
Var e ramparziou tri-c'hant canon;
A vurailou crén voa cernet.
Dre ze, an ini e c'hommande,
A rês e zever de difen;
Mæs inutilamant an dra-ze,
Plega renqas d'ar francisien.
Etro pad ouspen daou vis amzer,
Gant eur vigour eus ar ferma,
Ar gær a Zantzick a vombarder,
Defot ne deu d'en em renta.
Lancet voe enni dec-mil bombes
Hac ouspen trêgont-mil boulet;
Flastret voe an anter e zyez,
Ha cals a berc'hennou friqet.
Ar c'hoec'h-varnugent eus a vis maë,



Er blavez seiz ha trivac'h-cant,
E c'hantreas enni hon arme
Gant e hanielou triomphlant.
Acordi rês d'an inimiet
Conge da retorn eo ho bro,
Gant condicion no' zoucchent qet
Epad eur blavez an armo.
Eur gær eus pinvidica'r hed-mâ
A renq cedi d'hon harozet
Cals bevans da zibri, da eva,
A guevont enni dastumet.
Ouspen c'hoec'h-cant-mil qintal guinis
A voa en e magazinou,
Avoalc'h evit sustanti c'hoec'h mis
An darnvuyan eus hon trouplou.
Epad qement-ma voe cunciuet
Furmi assamble general,
Da zisputi droajou'n oll hrincet;
Hervez an usach ordinal.
Napoléon a voa disposet
Da gommanç dre gomsou peoc'hus,
Pa'n em vel a nevez ataqet
Dre arme'n impalaër Russ.
Ar goad a vo adare scuillet,
Mæs ne vo qet dre fot ar Franç;
E chef bras en devoa discuelet
Dezir ardant de gouservanç.
Den chet ne alfe suposi,
E clasqfe c'hoas cresqi e c'hloar,
Rac goud a ouzer n'eñ eus ini
Qer pourvecet vaz an douar.

Dre'r gloar ma vije c'hoas gouarnet
Goude rentidignez Dantzick,
Ar c'hampagn en dije digoret
Dre flastra'r roue Frederic;
En esperanç e tenje var-vad
An dretadures commancet,
Ne sonje en nep sort er gombad,
Er moment ma voe defiet.
Var dranqilite Napoléon
Ez int bet c'hoas en em dromplet;
E repos so ini al leon,
O devo qeuz beza troublet.
Ho follentez, princet aheurtet,
A gonsto glac'har en ho pro;
Qerent, mignonet ho sondardet
A rebecho dec'h ho maro.
Ar hempvet demeus a vis even
E veljot ar gommançamant,
Dre'r gombat livret tost Lomitten,
A ziroud arme Alexand.
A dal an deiz-se d'an daouzecvet,
En Gustad, Heisberg ha Spanden,
Hon adversourien o deus collet,
Plaçou crén ha trégont-mil den.
A gær Heisberg int en em dennet
Buannoc'h evit'na voant deut;
Oc'h ober eun dilezel forcet
D'ouspen pevar-mil qintal hleud,
Magazinou hac hospitaillou,
Partout a reçont dilezel,
Evit tec'hel arog hon troupeu,

Pa no devoa c'hoant da vervel.
Ar gombajou diveza hanvet,
Bras m'ezint bet a so bian,
Evel ma c'hêr ama d'er guelet,
En qever bataill Friedlan.
Ar bevarzec, qerqent hac an de,
E tennas ar russ e ganon;
Mæs james ne guever dibourve
Compagnunet Napoleon.
An Haros a laver de drouplo :
» An deiz-ma vo ive evrus.
» Ar memes deiz bataill Maringo
» A rentas ho cloar hir-badus. »
Ar victor, fidel d'e mignonet,
Ne voe qet eun instant doüetus,
An tol marvus dreizi so roed
D'arme an impalaër Russ.
Spontus voa guelet plaç ar gombat,
Ouspen c'hoezec-mil den lazet
A voa enni trempet en ho goad
Eus arme hon enimiet.
D'hon ini e voe lazet pemp cant,
Ha pevar-mil a voe blesset;
Coll bras, sioas! gouscoude neant
Eus eguile comparachet.
Pemp-varnuguent a generalet
A rencas divoer Alexand.
Hon impalaer en eus collet
Unan demeus é re vaillant.
An enemi a voe poursuet
Bete eunec-heur eus an nos,

Dre'n benchou, var e lerc'h voe cavet
Cals a ganoliou aotronos.
E Kemsberg, var rivier Prejel,
D'ar roue Pruss kær gapital,
E c'hanteas goude ne voe pel
An autrou Soult ar marichal.
An daou roue a voa dilojet
Eus ar gær-mâ dre brim tumes.
Ah ! m'o devije bet gortoet,
E vijent paqet assambles.
Er gær draficus-mâ so cavet
Pêvar-c'hant lest, a vadou leun ;
Uguent-mil soudard a re viesset,
Magazinou carguet a c'hreun,
Municionou a bep fæçon,
Ha daou c'hant-mil fusuill nevez,
Digasset enni gant ar sauzon,
A grêd en ho fabriqerez.
Ar bemp, hervez m'on eus er guelet,
E commanchot en em gauna;
En dec deiz arme'r russianet,
Rest ini'r Pruss er memes tra,
O deus collet tri-uguent-mil den,
Blesset, maro pe prisoniet,
Hac ho bagachou var eul lignen
A zaou-uguent leo a hirdet.
Hon impalaër d'e soudardet
Goude lavaras evellen :
» Ho victoriou so, va mignonet,
» Qer prompt evel eul luc'heden,
» En Austerlitz oc'h eus celebret

„ Devez va c'hurunidiguez ;
„ E Friedlan oc'h eus memoret
„ Eus a Varingo an devez.
„ Dign e zoc'h da veza francisien,
„ Ha dign e zoc'h ac'hanon-me ;
„ En ho pro e c'hantrefet souden,
„ Gant ho palmes hac ho lore.
„ Poent eo dezi qemeret repos
„ Dre beoc'h profitapl ha padus ;
„ Tranqil var drouemachou ar sauz,
„ Dre ho courach digompreus „
Ar bemp-varnuguent e voa savet
Var rivier - vras an Niemen,
Eur pavillon d'an impalaered
Var eur radel grêt gant plenqen :
Eno, pepini eus e goste,
O daou e zint en em rentet,
Da un heur sonet goude creis-de;
E presanç ho zrouplou renqet.
An diou vag partiet assambles
Gant pepini eun impaler.
O deus deposet ho majestez
Er radel er memes amzer.
Goude ma voant en em vriated,
Alexand ha Napoleon,
Ractal virant e zint antreet
O daou hepqen er pavillon.
Div heur eo bet an antretien
Etre'n daou impalaer-bras,
Goude pini voe roed antren
D'ar re o heulle var ar plaç.

Impal'ër Russ d'or generalet
Treo agreabl a lavaras ;
Napoleon n'en eus qet manqet
Var gont e re d'en trec'hi c'hoas.
  Goude-se an impalaëret
A so pignet en bo barqou ,
E presanç eur bobl immanç renqet
Daou goste'n dour var e vordou ,
En ho c'halonou an ac'hetanç
O divije'n daou den vaillant
En div heur-se eus a gonferanç ,
Roed ar peoc'h d'ar c'hontinant.
  Ho esperanç ne voe qet tromplet ,
Rac an nao eus a vis guere ,
Goude caëra campagn eus ar bed ,
Voe grêd ar peoc'h dezīret-se.
Broyou'r c'hontioant so e repos
An eil-e qever eguile ,
A complodet a benep ar sauz ,
Qe na vo sujedet gante.
  Discuisomb brema gant hon arme ;
Da c'hortos issu ar peoc'h-mâ ;
Ganti e commançomb adare ,
Mar be forcet d'en am ganna.
En em fiomb e Napoléon ,
Evit digas var vad ar rest ;
An deziriou demeus e galon ;
Don renta evrus a so goest.

*Fin.*

E MONTROULÈS, e ty LÉDAN, e rû ar Vur.



Impal'ër Russ d'or generalet
Treo agreabl a lavaras;
Napoléon n'en eus qet manqet
Var gont e re d'en trec'hi c'hoas.
  Goude-se an impalaëret
A so pignet en ho barqou,
E presanç eur bobl immanç renqet
Daou goste'n dour var e vordou,
En ho c'halonou an ac'hetanç
O divije'n daou den vaillant
En div heur - se eus a gonferanç,
Roed ar peoc'h d'ar c'hontinant.
  Ho esperanç ne voe qet tromplet,
Rac an nao eus a vis guere,
Goude caera campagn eus ar bed,
Voe grêd ar peoc'h deziret - se.
Broyou'r c'hontinant so e repos
An eil-e-qever eguile,
A complodet a henep ar sauz,
Qe na vo sujedet gante.
  Disouizomb brema gant hon arme;
Da c'hortos issu ar peoc'h-mâ;
Ganti e commançomb adare,
Mar be forcet d'en em ganna.
En em fiomb e Napoléon,
Evit digas var vad ar zest;
An deziriou demeus e galon;
Don renta evrus a so goest. *Fin.*

---

E MONTROULÈS, e ty LÉDAN, e rû ar Vur.



